WIKIPEDIA

# Belaruseg

Ar **belaruseg** (*беларуская мова*, *byelaruskaya mova*) zo ur yezh eus skourr yezhoù slavek ar reter. Er strollad-se emañ ivez ar rusianeg hag an ukraineg. Unan eus yezhoù ofisiel Belarus eo, gant ar rusianeg, ha komzet e vez ivez e Polonia (e Podlazia) (40.000 den bennak), en Ukraina (e-lec'h m'eo anzavet) (55.000 yezher bennak), e Rusia (316.000 yezher) hag en un toullad broioù all gant Belarused divroet pe o diskennidi. Gwechall e veze kaoz eus "bielorusianeg", diwar e anv rusianek.

Skrivet e vez gant ul lizherenneg kirillek diazezet e penn-kentañ an XXvet kantved.

Hervez gouarnamant Belarus (2009) ne vefe nemet 11,9% eus an dud oc'h ober gant ar yezh er gêr, 29,4% a ouife komz, lenn ha skrivañ, ha 52,5% a ouife komz ha lenn, ha 10% eus tud ar vro ne ouifent ket ar yezh. Dav eo gouzout evelkent n'eo tamm tomm ebet ar renad a zo bremañ e Belarus ouzh ar yezh, gwelet evel ur yezh warlerc'hiet ha diwar ar maez.

**Belaruseg**
**(*беларуская мова*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Belarus, Polonia, Ukraina ha broioù an ermaeziadeg |
| Rannved : | Europa ar reter |
| Komzet gant : | 9.1 milion |
| Renkadur : | |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù slavek<br>▪ Yezhoù slavek ar reter<br>▪ **Rusianeg** |

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Belarus, e Podlazia (Pologn), degemeret en Ukraina |
| Akademiezh : | Нацыянальная акадэмія навук Беларусі |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | be |
| ISO 639-2 | bel |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | BEL |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Liammoù diavaez

- http://www.geocurrents.info/cultural-geography/linguistic-geography/belarusian-language-official-yet-barely-ever-used



Tachenn ar belaruseg (e glas), e glas teñval al lec'hioù ma vez komzet ar muiañ.

---

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Belaruseg&oldid=1703736 »